# LEVR AR GENES.

## CHABISTR I.

Er pen kenta Doue a grouaz an env hag 1
an douar.
Hogen an douar a oa goullo ha noaz, hag 2
an devalijen a oa var-c'horre an dounder, ha
Spered Doue a c'hournije a-uz an doureier.
Ha Doue a lavaraz: Ra vezo ar sclerijen; 3
hag e savaz ar sclerijen.
Ha Doue a velaz e oa mad ar sclerijen; 4
ha Doue a zispartiaz ar sclerijen diouz an deva-
lijen.
Ha Doue a hanvaz ar sclerijen, deiz; hag 5
e c'hanvaz an devalijen, noz. Hag e oe eun
abardaez, hag e oe eur mintin; hennes *a oe* an
dervez kenta.
Neuze Doue a lavaraz: Ra vezo eun oabl 6
etre an doureier, ha ra vezo dispartiet an doureier
diouz an doureier.
Ha Doue a reaz an oabl, hag a zispartiaz 7
an doureier a zo dindan an oabl diouz ar re a
zo a-uz an oabl; hag e oe great evel-se.
Ha Doue a hanvaz an oabl, env. Hag e 8

oe eun abardaez, hag e oe eur mintin; hennes
*a oe* an eil dervez.
9 Neuze Doue a lavaraz: Ra zeuio an
doureier a zo dindan an env d'en em zastum en
eul leac'h hepken, ha ra zeuio an douar seac'h
d'en em ziskouez; hag e oe great evel-se.
10 Ha Doue a hanvaz al leac'hiou seac'h,
douar, hag a roaz d'an doureier dastumet an
hano a vor; ha Doue a velaz e oa mad kement-
se.
11 Neuze Doue a lavaraz: Ra zeuio an douar
da rei yeot glaz, louzou hag had enhe, gwez-
frouez ha frouez enhe hervez ho wenn, hag a
vezo ho had enhe ho-unan var an douar; hag e
oe great evel-se.
12 Hag an douar a daolaz yeot glaz, louzou hag
ho had enhe hervez ho wenn, ha gwez-frouez
ha frouez enhe, pep frouezen o tougen had
hervez he wenn; ha Doue a velaz e oa mad
kement-se.
13 Hag e oe eun abardaez, hag e oe eur mintin;
hennes a oe an trede dervez.
14 Neuze Doue a lavaraz: Ra vezo goulaou e
bolz an envou, evit dispartia an deiz diouz an
noz, evit beza siniou hag evit *merka* an amze-
riou, an deiziou hag ar bloaveziou;
15 ha ra zervichint da c'houlou e bolz an envou
evit sclerijenna an douar; hag e oe great
evel-se.
16 Ha Doue a reaz an daou c'houlaouer braz;
ar goulaouer braz evit rên var an deiz, hag ar
goulaouer bihan evit rên var an noz; *ober a
reaz* ive ar stered.

Ha Doue a lakeaz anezhe e bolz an env evit 17
sclerijenna an douar ;
hag evit rên var an deiz ha var an noz, hag 18
evit dispartia ar sclerijen diouz an devalijen ;
ha Doue a velaz e oa mad kement-se.
Hag e oe eun abardaez, hag e oe eur mintin ; 19
hennes a oe ar bevare dervez.
Neuze Doue a lavaraz : Ra zeuio an doureier 20
da rei en abondans loened beo ; ha ra zeui
lapoused da nijal a-uz d'an douar dindan bolz
an env.
Ha Doue a grouaz ar pesked braz hag an 21
holl anevaled beo ho deuz galloud da finval,
peb hini anezhe hervez he wenn, leiz an doureier,
ha peb lapous askellec, hervez he wenn ; ha Doue
a velaz e oa mad kement-se.
Ha Doue a vennigaz anezhe, en eur lavaret : 22
Creskit, ha dalc'hit da greski an niver ac'hanoc'h
ha cargit doureier ar mor, ha ra zeuio al lapou-
sed da greski meurbed an niver anezhe var an
douar.
Hag e oe eun abardaez, hag e oe eur mintin ; 23
hennes a oe ar bempved dervez.
Neuze Doue a lavaraz : Ra zeuio an douar 24
da rei loened beo, hervez ho wenn, loened-
craou, amprevaned hag anevaled gwez an douar,
peb hini anezhe hervez he wenn ; hag e oe great
evel-se.
Ha Doue a reaz an anevaled euz an douar 25
hervez ho wenn, al loened-craou peb hini anezhe
hervez he wenn, hag holl amprevaned an douar
peb hini hervez he wenn ; ha Doue a velaz e oa
mad kement-se.

26 Neuze Doue a lavaraz : Greomp an den diouz
hon imach, henvel ouzomp, ha 'ra vezo mestr
var pesked ar mor ha var lapoused an env, var
al loened, ha var an douar holl, ha var an
amprevaned a zo o ruza var an douar.
27 Ha Doue a grouaz an den diouz he imach ;
hen croui a reaz diouz imach Doue ; croui a
reaz anezhe goaz ha maouez.
28 Ha Doue a vennigaz anezhe ; ha Doue a lava-
raz dezhe ; Creskit, ha dalc'hit da greski an
niver ac'hanoc'h, ha cargit an douar, ha lakit
an douar da blega d'ehoc'h, ha bezit mestr var
ar pesked euz ar mor, ha var al lapoused euz an
env, ha var gement loen a finv var an douar.
29 Ha Doue a lavaraz : Setu em euz roet d'ehoc'h
peb louzaouen o tougen had var an douar, ha peb
gwezen hag a zo enhi frouez o tougen had ;
ar re-ze a vezo boued d'ehoc'h.
30 Ha d'an holl anevaled euz ar maeziou, ha d'an
holl lapoused euz an envou, ha da gement tra
a finv var an douar hag a zo buez enhan, em
euz roet peb yeoten c'hlaz evit magadurez ; hag
e oe great evel-se.
31 Ha Doue a velaz kement hen doa great, ha
setu e oa kement-se mad meurbed. Hag e oe
eun abardaez, hag e oe eur mintin ; hennes a oe
ar c'houec'hved dervez.

## CHAB. II.

1 Evel-se e oe peur-c'hreat an env hag an
douar, hag ho holl arme.
2 D'ar seizved dervez Doue a beur-achuaz al

labour hen doa great; ha d'ar seizved dervez
ec'h ehanaz euz he holl oberou.
Ha Doue a vennigaz ar seizved dervez hag 3
her zantifiaz, rag en dervez-ze hen doa ehanet
euz an holl labour hen doa crouet ha great Doue.
Setu eno eta ar pen kenta euz an env hag an 4
douar, pa oent crouet, pa deuaz an Aotrou Doue
da ober an douar hag an env.
Hogen ne oa c'hoas gwezen e-bed er maeziou 5
ha louzaouen e-bed na ziwane c'hoas var an
douar, rag an Aotrou Doue n'hen doa ket
lakeet ar glao da gweza var an douar, ha ne oa
den e-bed d'hen labourat.
Mes eur c'hlizen a zave euz an douar hag a 6
zalc'he saour en holl douarou.
Hag an Aotrou Doue a reaz corf an den gant 7
ar boultren euz an douar, hag a c'houezaz en he
zi-fron eun halan a vuez; hag e teuaz enhan
ene ha buez.
Hag an Aotrou Doue a reaz eur jardin en 8
Eden var-zu ar Sav-heol, hag a lakeaz enhi an
den hen doa crouet.
Hag an Aotrou Doue a lakeaz da zevel euz 9
an douar gwez a bep seurt, kaer da velet, ha
mad ho frouez da zibri, hag e lakeaz e-kreiz ar
jardin ar vezen a vuez, ha gwezen an anaoudegez
euz ar mad hag euz an drouk.
Euz a Eden e tirede eur ster vraz da zoura ar 10
jardin; hag ac'hane, o tispartia, ez ea e peder
ster.
Ar genta anezhe a zo he hano Pishon, an 11
hini a red en dro da vro Havila, bro an aour.
Hag aour ar vro-ze a zo euz an hini gwella; 12

eno *e kaver* ive ar bdelion, hag ar mean pricius
onyx.
13 Guihon eo hano an eil, an hini a red en dro
d'an holl vro a *hanver* Cush.
14 Hano an drede ster eo Hiddekel; honnes
eo an hini a red er Sav-heol euz an Assyri.
Hag ar bederved eo ar ster *hanvet* Euphrat.
15 An Aotrou Doue a gemeraz eta an den hag a
lakeaz anezhan er jardin Eden, da labourat
anezhi ha d'he diwall.
16 Hag an Aotrou Doue a roaz gourc'hemen
d'an den, en eur lavaret: Dibri a c'helli, euz a
gement gwezen a zo er jardin.
17 Mes diwall da zibri euz gwezen an anaoudegez
euz an drouk hag euz ar mad, rag en deiz ma
tibri euz honnes, a-dra-zur e varvi.
18 Hag an Aotrou Doue a lavaraz: N'e ket mad
e chomfe an den he-unan; ober a rin d'ezhan
d'he zicour unan all henvel outhan.
19 Hag an Aotrou Doue a reaz gant douar an
holl loened euz ar meaziou hag an holl lapoused
euz an env; hag e lakeaz anezhe da zond da
gavout Adam, evit gwelet pe seurt hanoiou a
roje dezhe, ha ma vije dalc'het da bep hini anezhe
an hano roet ganthan da gement a zo buez
enhan.
20 Hag Adam a roaz ho hanoiou d'an holl
anevaled, ken da holl lapoused an env, ken d'an
holl loened euz ar meaziou; mes ne oe kavet
hini all e-bed henvel ouz an den evit dond d'he
zicour.
21 Hag an Aotrou Doue a zigassaz var Adam
eur c'housket pounner, hag e choumaz kousket;

ha *Doue* a dennaz unan euz he gostezennou
hag e lakeaz kig da zevel en he flas.
Hag euz ar gostezen hen doa kemeret euz a 22
Adam, an Aotrou Doue a reaz eur vaouez (*eur*
*plac'h*) hag a zigassaz anezhi da Adam.
Hag Adam a lavaraz: Setu aze brema an 23
askorn euz va eskern, hag ar c'hig va c'hig.
Hou-man a vezo galvet maouez (pe plac'h, *en*
*hebre* Isha), rag kemeret eo bet euz ar goaz
(*en hebre*, Ish).
Rag-se ar goaz a zilezo he dad hag he vam, 24
hag en em roio d'he c'hreg, hag e vezint ho daou
eur c'hig hepken.
Hogen Adam hag he c'hreg a oa ho daou en 25
noaz, ha n'ho doa ket a vêz.

## CHAB. III.

HOGEN ar serpant a oa ar finna euz a holl 1
anevaled ar meaziou a oa bet great gant an
Aotrou Doue. Lavaret a reaz d'ar vreg : Petra !
Daoust ha Doue hen defe lavaret : Ne zebrot
ket euz a bep gwezen a zo er jardin !
Hag ar vaouez a respontaz d'ar serpant: 2
Dibri a reomp euz frouez az gwez a zo er
jardin;
mes evit frouez ar vezen a zo e-kreiz ar 3
jardin, Doue hen deuz lavaret: Ne zebrot ket
euz honnes, ha ne douchot kèt outhi, gant aoun
ne vec'h skoet gant ar maro.
Neuze ar serpant a lavaraz d'ar vaouez: N'e 4
ket an dra-ze ho lako da vervel;
mes Doue a oar e tigoro ho taou-lagad en 5

dervez ma tebrot outhi, hag e viot neuze evel
doueou, oc'h anaoud ar mad hag an drouk.
6 Hag ar vaouez a velaz e oa mad frouezen ar
vezen da zibri, dudius da velet, ha talvoudec
braz evit rei skiant; hag e kemeraz euz he
frouez, hag e tebraz, hag e roaz ive d'he fried,
a oa en he c'hichen, hag he-man a zebraz ive.
7 Hag ho daou-lagad a zigoraz dezhe ho daou;
hag ec'h anavezjont e oant en noaz; hag e
c'hrijont deliou fiez, hag e rejont peb a c'houriz
*d'ho diou groazel.*
8 Hag e klevjont mouez an Aotrou Doue, a oa
o vale dre ar jardin d'ar mare ma tistane tomder
an deiz. Hag Adam hag he c'hreg en em
guzaz a-zirag an Aotrou Doue e-touez ar gwez
euz ar jardin.
9 Hag an Aotrou Doue a c'halvaz Adam, hag a
lavaraz d'ezhan: E peleac'h emoud-te? Hag
*Adam* a respontaz:
10 Klevet em euz da vouez er jardin, hag em
euz bet aoun, dre ma oann en noaz, hag ez oun
eat da guzat.
11 Ha *Doue* a lavaraz; Piou hen deuz disket
d'id e oaz en noaz? Ha debret ec'h euz-te euz
ar vezen em boa difennet ouzid dibri outhi?
12 Hag Adam a respontaz: Ar vaouez ec'h euz
roet d'in da bried he deuz roet d'in euz *a frouez*
ar vezen, hag em euz debret.
13 Hag an Aotrou Doue a lavaraz d'ar vaouez:
Perag ec'h euz-te great kement-se? Hag ar
vaouez a respontaz: Ar serpant hen deuz va
zouellet, hag em euz debret.
14 Neuze an Aotrou Doue a lavaraz d'ar ser-

pant: Pa ec'h euz great kement-se, te a vezo
milliget a douez an holl loened hag a douez
an holl anevaled euz an douar; en em dreina
a ri var da gov, ha dibri a ri ar boultren bep
dervez euz da vuez.
Ha me a lakai kasoni da zevel etre ar vaouez 15
ha te, etre da lignez hag he hini: hou-man a
flastro d'id da ben, ha te a c'hlazo anezhi e seul
he zroad.
Lavaret a reaz d'ar vaouez: Me a gresko da 16
boaniou pa vezi o tougen frouez; lakaad a ri
da vugale er bed e-kreiz ar poaniou, ha da zezi-
rou *a droio* var-zu da bried, hag hen a vezo
mestr varnoud.
Ha *Doue* a lavaraz da Adam: Pa e peuz 17
sentet ouz mouez da bried, ha pa e peuz debret
euz frouez ar vezen divarben pehini em boa
roet d'id an urz-ma: Ne zebri ket euz honnes!
malloz a vezo var an douar abalamour d'id; dre
boan e tenni outhi da vagadurez bep dervez
euz da vuez.
Hag an douar a roio d'id spern hag askol, 18
hag e tebri al louzou euz ar meaziou.
Debri a ri da vara divar c'houezen da dal, 19
ken a zistroi en douar euz a behini oud bet
tennet; rag n'ed oud nemed poultren, hag e
poultren e tistroi adarre.
Hogen Adam a roaz d'he c'hreg an hano a 20
Eva (*buez*), rag mam e oa da gement den a vev
var an douar.
Hag an Aotrou Doue a reaz da Adam ha 21
d'he c'hreg saeou gant krec'hin hag ho gwiskaz
ganthe.

22 Hag an Aotrou Doue a lavaraz : Setu an de
deuet da veza henvel ouzomp e-kenver an ana-
oudegez euz ar mad hag euz an drouk. Brema
'ta diwallomp ne astenfe he zorn ha na gemerfe
ive euz ar vezen a vuez, ha na zeprfe euz he
frouez, ha na chomfe da veva da virviken.
23 Hag an Aotrou Doue a lakeaz anezhan er
meaz euz ar jardin Eden da labourad an douar
euz a behini e oa bet tennet.
24 Kas a reaz eta an den er meaz, ha lakaad a
reaz er sav-heol euz ar jardin Eden, ar cherubined
gant eur c'hleze a dan, evit diwall an hent d'ar
vezen a vuez.

AR

BIBL SANTEL.

LEVR AR GENES.

TROET E BREZONEC, HA REIZET HERVEZ AR
VAM-SCRID HEBRE.